Wikipedia

# Ragistor

Ur prantad eus istor ar Bed eo ar **Ragistor**. Hervez ar boazioù e krog ar Ragistor gant an den kentañ ha ne c'heller lavarout pedavare eo deuet e gwirionez. Kavet ez eus bet korf-eskern un den a veve en Afrika war dro tri milion a vloavezhioù'zo. Seblantout a ra bezañ un den pa ouie fardañ binvioù gros ha pa oa gouest da chom en e sav.
Mareoù ar Ragistor a vez anvet diwar an teknikoù evit kizellañ ostilhoù mein hag ar sevenadurioù diwar zoareoù lakaat ar re varv en o bezioù hag a-wechoù diwar stil al livadurioù a zo bet dizoloet e meur a gev ha c'hoazh diwar stil ha teknikoù ar priajoù.
Mareoù bras ar Ragistor :

- Oadvezh ar Maen, rannet e:
  - Ar Paleolitik (Henoadvezh ar maen, hervez lod)
  - Ar Mezolitik (Krennoadvezh ar maen, hervez lod)
  - An Neolitik (Nevezoadvezh ar maen, hervez lod)
- Oadvezh an Arem
- Oadvezh an Houarn

| **Oadvezhioù ragistorel** | | |
|---|---|---|
| **Holosen** | La Tène | Kentistor |
| | Hallstatt | |
| | **Oadvezh an houarn** | |
| | Diwezh Oadvezh an arem | |
| | Krennoadvezh an arem | |
| | Henoadvezh an arem | |
| | **Oadvezh an arem** | |
| | Kalkoliteg | |
| | Nevezoadvezh ar maen | Ragistor |
| | Krennoadvezh ar maen / Epipal. | |
| **Pleistosen** | Henoadvezh diwezhañ ar maen | |
| | Henoadvezh krenn ar maen | |
| | Henoadvezh koshañ ar maen | |
| | Henoadvezh ar maen | |
| | **Oadvezh ar maen** | |

## Dinosaored ha ragistor

Gaou eo lavaret ez eo an dinosaored loened ragistorel. Ar ger ragistor a dalvez da envel ar prantad a ya eus anadur Mab-Den d'ar c'hentañ skridoù. Hervez an termenadurioù resis a vez implijet e krog ar ragistor 5 milion a vloavezhioù zo. An dinosaored n'int ket laboused avat zo aet da get 65 milion a vloavezhioù zo. N'o deus ket bevet eta e-pad ar ragistor ha *Hominida* ebet ne'n em gavas gant unan anezhe. Loened eus an Eil hoalad, pe Mezozoeg int, ket loened ragistorel.

## Liammoù diavaez

- North Pacific Prehistory (http://www.northpacificprehistory.com)